WIKIPEDIA

# Tswaneg

Unan eus 11 yezh ofisiel Suafrika eo an **tswaneg** (tswaneg *setswana*). Ur yezh vantouek eo, komzet gant tro-dro da 4 milion a dud en holl. Yezh vroadel Botswana an hini eo ivez e lec'h ma ra an darn vrasañ eus ar boblañs ganti, daoust ha m'emañ an darn vrasañ eus ar gomzerion o chom e Suafrika. Kavet e vez tud a gomz tswaneg ivez e Zimbabwe ha Namibia.

A-raok ma voe lakaet fin d'an apartheid e talveze an tswaneg da yezh ofisiel bantoustan Bophuthatswana e Suafrika.

Liammet-strizh emañ ouzh sothoeg an norzh ha sothoeg ar Su.

## Gwelet ivez

- Yezhoù bantouek

### Liammoù diavaez

- *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=TSW)
- OpenOffice e tswaneg (http://prdownloads.sourceforge.net/translate/OOo_1.1.3_Win32Intel_install_tn.zip?download)